PAJENN

# Darvoudou

Ar miziou-mañ o devo gwelet tri darvoud a bouez evit ar yez. Lavarout a rafen pevar zoken, ma karfen lakaat en o zouez kelc'hlizer eskob Kemper a-zivout ar brezoneg en e skoliou. N'em eus ket, avat, war ar poent-se, kement a fiziañs ha kelaouennou 'zo, ha gortoz a ran a-raok huchal ma vo sevenet ar gourc'hemenn.

An tri darvoud a venegan ne vo ket marteze taolet pled outo evel ma vefe dereat. Ne fromont ket spered an dud : bez' ez int tri levr brezonek, netra ken.

Ar c'henta eo « *Istor ar Bed* » Meven Mordiern. Gant an oberenn vras-se e c'hounez ar brezoneg evit mat ar gwir da veza anvet eur yez seven, gouest da zisplega ar ouiziegez, gouest da dalvezout da gelennadurez ar bobl. Merzet em eus, betek e-touez mignoned hor yez, penaos en deus al levr-se diskaret meur a rakvarn hag a dreuzkredenn.

An eil darvoud eo embannidigez « *Buhez Hor Salver Jezuz-Krist* », gant tud na vezimp biken anaoudek a-walc'h en o c'heñver, Tadou Sant

Fransez An Oriant. E gwir, digoret e oa bet an hent gant *Gwalarn* hag e levriou-gwerin. Abaoe meur a vloaz em eus lavaret hag azlavaret e ranker rei d'ar bobl brezoneg unvan da lenn, brezoneg unvan nemetken. Darn o deus asantet, darn n'o deus ket. Roet em eus ar skouer va-unan. Tadou Sant Fransez, paeroniet gant pennou an Iliz, o deus graet ar pez na oan ket barrek da ober, — ha pa ne vefe nemet e sell eus an dispign. Moulet o deus ar mell levr-se, a vo fuilhet e pep korn dre ar maez, hag a vo eun tammig evit pobl Vreiz evel troidigez ar Vibl evit pobl Kembre, patrom ar yez unvan ha digemmesk. Aes eo da lenn e pep lec'h. E meur a skol gristen hep mar e vo diskleriet. Ne greden ket hor bije kavet ken buan eur benveg ken klok ha ken mat.

An trede darvoud eo an nevesa hag ivez ar pouezusa e meur a geñver. Bez' ez eo pennoberenn hor yezoniour brasa, toenn ar pikol savadur a anver « brezoneg lennegel », al labour gouestlet ha gortozet adal ouspenn tregont vloaz : *Geriadur Bras Gallek-Brezonek* Fransez Vallée.

Dalc'het o deus ar geriaduriou eur perz iskis en istor hor yez. Diazez ar yez unvan a vremañ eo ar Geriadur embannet gant Gregor a Rostren e 1732. Ha geriaduriou an naoñtekvet kantved, re Ar Gonideg dreist-holl, o deus bet war ar yez skrivet eul levezon, a c'hellfe beza souezus, da unan n'anavezfe ket penaos he deus kresket hag e kresk c'hoaz hol lennegez.



Geriadur Fransez Vallée a raio sur a-walc'h evel ar re diagent. Bez' e vo anezañ breviel ar skrivagnerien. Poent e oa. Diviet edo pell 'zo an holl c'heriaduriou all, gallek-brezonek, hag int diglok ha diamzeret a-hend-all. Ken lies a c'heriou, geriou nevez-stummet, geriou koz, geriou rannyezel, a zo bet degemeret e-doug ar bloaveziou diweza, ma ranked diniveri ha tikedenni anezo, gant aon da veza strobet ha mouget en o zouez. Rouestladennou ha kammgemeradennou a oa degouezet endeo, dreist-holl war dachenn ar skiantou. Setu pellaet ar riskl diouzimp gant al levr-se, savet gant kement a aked hag a ouiziegez.

« *Istor ar Bed* », « *Buhez Jezuz-Krist* » ha *Geriadur* Vallée a zo anezo kreñvlec'hiou ar brezoneg peurunvanet. Karout a rafen gwelout unan bennak o skriva istor ar yez-se, eus 1732 da 1931. Merzet e vefe penaos ez eo chomet feal peurliesa d'ar furmou koz, — penaos he deus tolpet ar geriou tamm-ha-tamm, o tasorc'hi re ankounac'haet, o kroui re nevez-flamm, o lonka pinvidigeziou ar rannyezou. E gwir, teir rannyez dreist-holl a zo bet medet enno : hini Leon, hini Treger, hini Gwened. Evit hini Kerne, dilezet eo bet evel eur paour-kaez, hag hi ken buhezek ha ken founnus koulskoude. Perak ? Ne ouzon tre. Dre ziouer a labouriou bras a yezoniez war he divout marteze, pe dre ziouer a gelaouennou brezonek pouezus er rannvro-se, pe dre m'en deus kemeret eskopti Kemper rannyez Leon da yez e embannaduriou kentoc'h eget rannyez Kerne.

Pell amzer a-walc'h hon eus pismiget. Eur wech ar mare e rankomp meuli. Pell amzer a-walc'h hon eus komzet eus an traou da ober. Eur wech ar mare e rankomp sellout ouz an traou graet. Pell amzer a-walc'h hon eus hirvoudet war stad truezus ar brezoneg. Eur wech ar mare ez eo mat en em frealzi gant komzou a levenez.

Roparz HEMON.

# Evel ma weler a-wechou...

Anavezet e oa dindan an ano a Ber ar Garreg, ano roet d'ezañ, emezañ, eun devez dibenn-hañv ma koueze ar glao a gaouadou stank, nao bloaz ha tregont a zo abaoe. Hag e savas e di war pikern uhela an torgennou brugek.

Eno e veve.

Ha pa gomzed outañ eus ar vuhez a rene, e responte, e vuzell draoñ o krena en eun doare hogos diheverz, hag e zaoulagad sklent o tridal :

— N'anavezit ket youl Doue.

E di a oa eul lochenn, nann e doare lochou ar c'hlaouerien, hag a glask, a lavarfed, mont da c'houdori en douar tost d'an tantad goloet a vouded. Heñveloc'h e oa ouz re ar votaouerien. Eur peul a zeue er-maez dre greiz an doenn.

Eur gestenn ? spered eun den a virvile enni evel eun hed gwenan. Eur merk, eun arouez war ar menez ? Neiz graet gant brug, lann ha skourrou kendreset.

▼

N'edo ket e-unan-penn o chom enno.

Kaer e vo lavarout, eun den n'hell ket beva e-unan ; daoust pegen bras heug bennak e c'hellfe kaout ouz an dud, e kar didui e spered gant eun dra veo ha buhezek, teurel warnañ e ezomm a garantez, ha beza e vefe loen pe wezenn, ki pe evn. Ouspenn ar glao hag an avel Per ar Garreg a genveve gant eul loen, hag al loen a gemeras evit e heulia a oa eur c'haz ; eur c'haz, aneval gwevn ha souchet, eur c'haz a welfed hep souez o voanaat evit tremen ha riskla dre an distera riboul ; gwall arvarus e kavan soñjal ennañ ; bez' ez eo eun euzvil a c'hell dihuna trumm, dispaka e ivinou lemm hag e zent prest da drouc'ha evel eun aotenn, evit o sanka e kig ar reuzeudig.

Eur c'haz du a oa kompagnunez Per ar Garreg.

Eur c'haz du-holl, du evel an nozveziou goañv, diloar ha koumoulek, hep eur vlevenn wenn, du-holl nemet e zaoulagad.

E zaoulagad.

E vezent damserret peurliesa pa veze o tommheolia e pleg eur c'hleuz, — ha frond an nevezamzer o nijella war an aezenn glouar o sevel diwar an douar leiz, hag an deliou kras o nijella gant an avel put dindan bannou hegarat heol dinerzet an abardaez, — dizeblant. Ha neuze o liou a oa glas, nann eus ar glas sklaer ha boull-se a weler e daoulagad tud a zo, daoulagad gwerc'hezed o dioujod livrin o kerzout gwennhollwisket en eur gana gant boem kanennou melkonius, hogen eur glas, sklaer ma karer, eun doare glas souezus, avat, distumm ha divoaz, ar glas a weler er skourn eun devez goañv ma vez boull-teñval an oabl. Ha pa save droug ennañ, p'en em lakae e kounnar, e kemment kement ma ne lavarfed mui an hevelep re : strisaat a rae enno an du, tamm-ha-tamm e kemerent liou moriou an hanternoz, liou pri an hentou fankigellek pe lagennou ar menez, hag e paouezent e liou an dour bet o tistrempa kourrez melen ha bet o tilavi goude-se.



Ar c'haz-se a oa unan eus an traou iskisa en eur vuhez ken iskis. Pa 'z ae da gerc'hat dour, — hag emañ pell an dour ouz diribin an dorgenn, — e weled ar c'haz o vont da heul, e lost savet d'an nec'h, difinv, o vransigellat war e bevar fao, o kemma e vale evit eur wech ; eur gouel evitañ evel ar steredenn a ziskoueze an hent da dri roue ar Sav-Heol da zont da graou Betleem da azeuli Hor Salver. Ha keit ha ma karge ar pod, ar c'haz a yae a-gostez betek ar vezvenn a zisheol ar feunteun evit ober outi e ivinou. Ha pa veze o krabisa ar rusk gwenn, ez oa euzusoc'h c'hoaz da welout, kement ez oa moan ha gwevn. Ha d'ar mare ret e kemere adarre hent ar gêr, izel e benn, uhel e lost, e vleo a-bik evel boaz hag e skouarn damsavet.

▼

Ober a ris anaoudegez gant Per ar Garreg.

▼

Hag ar brud a redas e oa eur sorser.

Eur gridienn yen a rede a-hed livenn-gein pep hini pa ranke tremen dre eno goude serr-noz.

D'ar sul, avat, paotred yaouank ar c'harter, evit diskouez o hardisegez, a gerze betek kleuz ar waremm, — edo al lochenn en he sav e-kreiz, — hag holl a-gevret e stlapent mein etrezegi en eur grial forz war ar « sorser milliget » ha « mevel Paolig ». A-bouez-penn n'o doa ket aon razañ, hini avat n'en defe graet eur c'hammed en tu-hont d'ar c'hleuz.

— Gouzout a ran ervat n'eo ket gwir, hogen, ha ma vefe gwir.

Ar re goz dreist-holl a gare randoni diwar e benn, hag e tibunent e-pad eurveziou marvailhou espar selaouet gant evez. Ha trouz anal an dud oc'h ober evel eul laz-seni da vurzudou ken strafuilhus.

— Salokras, eme Gaou goz, klaoustre eo deut an amprevan-se amañ da sevel adarre paotred ar Sabad. Gwelout a ris gantañ eur mell levr du, bec'h e zougen, hag e verkas eun dra bennak ennañ, ha p'edon o tremen e-biou e serras al levr, e serras e zaoulagad ha, kloz e valvennou, e sellas ouzin, ken n'am boa aon... Gwelet em eus anezañ eur wech all, p'edon o trouc'ha brug, dastum a rae eun dra bennak hag a flastre goude se. Eun nozvez, — pa zeuen d'ar gêr diouz eured va nizez, — en eur dremen dre an hent bras e klevis eun trouz spontus el lochenn evel ma vefe n'ouzon dare pet o skei gant morzoliou war berniou houarn koz. Hennez a vev gant an diaoul.



— N'eo ket holl, eme Gatell Gerzumun. Nozveziou a zo zoken ma n'heller ket kousket gant ar safar... Paotred ar Sabad, ya... int eo a ra seurt cholori o tañsal gant al lergenn. Tud evel-se ne dlefent ket beza gouzañvet dre amañ.

.................................................

▼

Deut e oa ar goañv. Skourn ha glao ne raent forz. Edo Per ar Garreg o varra e waremm.

Tamm-ha-tamm e teue ar sklosou lann er-maez eus an douar, hag ar vein dibradet gant al langede a strewe an douar du a-raok mont da sevel eur c'hleuz-gwaskedi tro-dro. Hag e laboure habask ha dibaouez : ar re-se hag a ra goap outañ a c'hoarzo nebeutoc'h eun amzer a vo. Ha pa save e benn, ha pa zivere ar c'houezenn diouz e dal daoust d'ar reo gwenn o c'holei an douar, e wele du-hont, war an dremmwel, pikerniou moal menez Hom, damguzet er vorenn o sevel ; safar al labouradegou, storlok ar c'hirri war an hentou, roc'hadeg an tumporelloudre-dan o sevel gant ar grec'hienn, bale ar voc'hruzig gurudet war an deliou kras, pe garmouigou sklintin al laouenanig en e gichen ; hag a-wechou war an aber, e doun an draonienn vogidellet, gwigour vartoloded eur c'hobar o sevel al lien, pe drouz ar c'heuneud a faoutent, hag etre ar c'haouadou avel c'houez ar strouez a zeved evit

gwiri eur forn. Hag e tispenne hag e toulle, hag e kase hag e tegase. Ne vo mui gwelet war an dorgenn nag ar brug ruz ha roz, nag ar raden melen ha rouz, nag ar bleun lann ken tener da sellou an estren. Eno e vo gwelet labour an den, an douar du nevez troet, begou ar reier gwenn o tispaka evel gedourien, riboulou eeun ha striz o redek etre karreadou dibouloudet munut ha gant evez.

Eun nozvez sklent a nevez-amzer ma rede war ar maeziou moredet c'houez ar seo, c'houez ar mel kutuilhet gant ar gwenan oberiant e kalir ar bleuniou eo e tevas ar gwriziou raden du hag ar gwriziou brug, — o c'hlanaat an douar dre eun aberz-meur, — hag an tantad war-c'horre ar menez a oa evel eur steredenn all e bolz divent an oabl, o c'houlaoui hag o taskrén hag o vervel dre ma kane an eostig e koadou ar saonenn, o kana e zonedigez da gaerded an amzer hen degemer.

Hag eno e voe hadet. Hag an had roet d'an douar a ziwanas hag a greskas. Ha bleunia a raint ha frouezi. E-touez ar vein, en douar gwerc'h eo e hadas evit ar wech kenta eur beurevez a viz ebrel. Hag ar glao o koueza goustad ha klouar a yeas betek an had, hag an had a zigoras hag a ginvias ouz pok dour ar vuhez, hag ouz allazig an aezenn nevez eo e tiwanjont war lein ar menez. Hag an eil hadenn goude eben eo e kreskjont dindan sellou eveziant al labourer aketus.

Bez' e oa eno avalou-douar hag ognon, karotez ha gwiniz-meurz ; c'houenet ha kempennet ha dalc'het a-ratre e savjont hag e c'holojont o douar,



an douar difrouez ha noaz, dilezet ha kasaet gant an dud ; ha bez' ez oa c'hoaz eno perisilh hag uhelenn-c'houero, elvez ha bent, kaol-garo ha kaolmalo, ha kement louzaouenn vadelezus a gresk el liorzou pe er c'hoadou, ha bez' e oa ouspenn bleuniou lufrus d'al lagad, bleuniou glas holl, glas evel an oabl da greisteiz, hag en deiziou latarek ha teñval e tegasent da goun an heol skinus ha tomm, ha tro-dro an hil hag an ilio a wee ar vein glas oc'h ober d'al liorz evel eur gouriz beo goloet a c'houez vat.

Ar merien o doa kavet an hent da vont el liorz. Ouz ar c'hleuz troet d'ar c'hreisteiz e savjont o bern. Merien-kezeg e oant, labourerien.

Per ar Garreg a gemere plijadur o sellout outo gant evez. Goude ar barradou-glao, pe diouz ar mintin, e c'holoent o bern, ken mibin, ken stank, ken skañv da welout, du ha ruz ; ha pa domme an heol e loc'hent da glask traou da uhelaat o bern. Hag ez aent, en eur fistoulat, en eur groazigella, atao dre an hevelep ribouliou, pell, pell, dre douez ar geot ha dre ar gwenodennou, dre gichen an ti, dre zindan an uhelenn-c'houero, dre zindan ar vein war an tu all, evit mont betek ar gwaremmou bras da glask, da skrapa pep tra a oa mat, pep bodig lann, pep draen sec'h torret, pep flachenn vunut ; ha Per ar Garreg a chome eurveziou, enderveziou o sellout outo o vont hag o tont gant o samm, o vont a-wechou da steki ouz penn unan all bennak evit goulenn sikour ha skoazell.

▼

Hag eun devez ma hinone an amzer, ma kleved dre an aer safronadeg gwenan diwelus, ma roc'he uhel keflusker eun nijerez-dour o c'hoari er c'houmoul, ma weñve el liorz deliou ar piz hag an avalou-douar, ma vorede ar gwezvoud dindan ar c'houez entanet ha ma talc'he e c'houez vat, ma oa evel flastret gant ar wrez kan ar falc'h er parkadou eost dare ha boud an dournerez war al leur boultrennek, e lavaras en eur glemmadenn :

— Me ivez a gresko danvez mab-den.

▼

Eun devez teñval a viz du. Edon o vont hag o tont dre ribouliou ar c'hoad, dilabour, dibrez. Gant an deliou bezo melen e nije va huñvreou hag e kanent evel ma kane an avel etre skourrou an ivin glas. Arouez glao e oa. Ar c'houmoul, herrus ha tano a oa izel-izel evel ma karjent lipat kribenn ar menez. Delt an amzer, delt al leton, delt ar c'hinvi hag ar stonn. Delt ivez e oa va soñjou. Du-hont, er ganienn, ar mor a eonenne war ar reier hag ar bili, eur vagig a vransigelle, hag ar bezinrasklenn a rae evel eur gouriz gwenn. Kuitaet em boa va studi, va levriou, ar paper, an ti, an tan o flammina. Hag e karen an amzer-se, rak e krede d'in he merzout o karga va c'halon gant ar Peurvoud, pe marteze gant an Netra.

Kebell-touseg gleborek a strewe an douar, o tougen deliou war o fennou savet trumm. Eur c'halir gwenn, leun a zour, gludennek, gwastell c'houek, ruz ha gwenn, o c'hoarzin d'an daoulagad. Dre eun toull-goz a-zindan e kleved an dour o redek, o soroc'hal ; klemm a hiraez ; war eur brank dizeil eur wespedenn a heje c'hoaz, evel eun den kollet er broiou digenvez ha dizudi.

A-daol-trumm, setu ar c'haz du e-kichen va zreid. Luc'hedenn. Anavezet e oan, hag e teue davedoun evel m'oan boas d'e welout, e lost d'an nec'h, stouet e benn, kroummet e gein ; hag e pouezas war va gar, hag ober a reas tro va zroad ha miaoual teir gwech ken na skrijen. Eun delienn dizec'het, distaget diouz ar barr kistin, a ziskennas en eur droidella.

Neuze e tegouezas ar mestr.

Pell e chomas en e sav, diflach ha difinv, hag e selle ouzin gant e zaoulagad digor-frank, glas, doun, distrad. Nec'het e chomen, em sav, diflach ivez, ha va daoulagad a oa gwiridik, hag e choment stag, stag ouz daoulagad an den-se, ma n'hellen ket o zrei. Hag atao ar c'haz daonet-se a droe endro d'am divesker ; sklaset e oa, hag e krenen bep taol ma poueze warnoun. Hag an daoulagad doun ha lugernus-se am lakae skuiz, evel eur pouez e lakaent war va c'halon. Ar c'haz a bouezas eur wech c'hoaz ; eur gridienn yen a redas dre va c'herc'henn, ma kredis gwelout va skeudenn en daoulagad-hont ha na droent ket, ha na gemment ket. Ha dremm Per ar Garreg a oa glas, droukli-vet ; ne weled nag eur berad gwad en e zioujod, nag eur berad buhez war e ziweuz. Korn izela e skouarn hepken a verke e soñj, e asant, hag a zis-

koueze n'oa ket an delwenn ar vuhezeka aozet gant ar burzudusa arzour a voe biskoaz. Erfin tamm-ha-tamm e varvas an tan en e zaoulagad.

— Deus ganin, emezañ.

Mont. Mont en amzivin, mont da belec'h ? D'ar maro marteze, da welout burzudou a dra sur. Mont a rae en a-raok hep trei e benn, sounn ha kroumm war eun dro. En-dro d'e benn, evel kelien aour pe valafenned skañv e nije an deliou o koueza ; a-zioc'h an avel a glemme ; tost, diverzus e kleved dour o redek ; hag ar c'haz du a gerze war e roudou. Ar c'houmoul a gerze herrusoc'h dre ma tostae an noz. Suladeg an tren, — an ti klouar, ar vuhez didrabas, al levriou lennet er goudor tomm. Ha me a gerze da ziwez. An avel a roc'has gwasoc'h ha daou skourr eun dervenn a wigouras en eur riskla. Eur sourd a stleje er geot damc'hleb. Al laboused aod a oa deut en douar.

Hon-tri ez aemp.

Moger al liorz. Ar c'hoad gwelet en eur gwel pell, a-zindan, moged o sevel diouz eur vereuri, ar bleuniou breinet el liorz, an douar nevez freuzet, gleb ; ar bern merien kousket hag an ti. An nor a zigoras. Baleet em boa o soñjal e netra, e netra nemet e Per, ar c'haz, a yae o-daou en a-raok, iskis, moan hag hir. Heñvel-mik. Petra c'hoarvezje ? Per a yeas e-barz da genta, ar c'haz war e lerc'h ha me goude. Tostaat a rae an noz.

An nor a serras war va lerc'h. Edon en deñvalijenn douna. Netra, netra. Dre greiz, a bep tu d'ar peul, e stumm eur groaz, eun tammig sklerijenn, eur sklerijenn deñval a ziskenne, a heulie ar peul betek an douar, betek an oaled, betek eur c'horn eus an daol, a daole e skeud a-skelp, skeud eul loen ramzel evel ma weler a-wechou e-pad an huñvreou-noz pe war lienenn ar finvskeudenndi. Liou ebet a gaz, liou ebet a zen.

Ez trumm en eur c'horn e tarzas eur goulou, e kreskas, e sklerijennas nebeut dre nebeut an diabarz, e taskrenas en eur c'hoari war ar mogeriou gant skeudennou efreizus. Eun daol, teir skabell, eur pres, ha staliou, staliou warno boestou prenn ha rusk ha paper, ha listri gwer ha pri, renket naet ha kempenn, hag ar goulou a c'hoarie warno e liviou blin, evel ma c'hoari war ar mor a-raok kuz-heol.

Du-hont en eur c'horn, ar c'haz a neze.

Ger ebet. Tan a voe enaouet, dour bervet.

Ha neuze e voe servijet eun evaj e doare ar rese a c'heller ober gant deliou ar c'hoadou, eun doare te melen-glas, a rae allazig d'ar fronellou. Per ar Garreg a zegasas ar sukr, an amann, a zebras, a evas hag a reas sin d'in da ober eveltañ. Eur vlazenn souezus a oa gant an te-se. Uhelenn-c'houero a oa ennañ hep mar, ha deliou onn ivez, hogen eur vlazenn all a oa, kreñvoc'h, gwelloc'h. Ha tamm-ha-tamm an tommder a savas d'am penn. Beza e oan evel mezvet, gant eur vezventi a veizen

pep tra enni. A gave d'in. Du-hont en nec'h toull ar moged a deñvalae. Eur pod a oa war an tan, ha dour ennañ o virvi.

Ha Per ar Garreg a gomzas :

— Ha fiziañs a c'hellan kaout ennout ?

Skeudennou ha soñjennou e-leiz o labeza oabl va empenn. Hogen, evel eun nerz a-ziavaez, — an daoulagad-se a bare warnoun adarre, an evaj daonet am boa evet, — a reas d'in eilgeria war an taol :

— Ya.

Ken kreñv, en eun doare ken gouez ma tregernas ar mogeriou, ma troas ar c'haz war e welead pilhou, ma c'holoas eun tammig e lagad a gendalc'he da bara war va re. Er-maez an avel a yudas, ar glao a goueze bremañ stank, ha berradou a zeue a-wechou da goueza war an oaled. Ma en dije goulennet ouzin d'ar mare-se mont ouz ar groug, piou a oar ha n'em bije ket sentet.

— Er gwir edon neuze pa soñjis ennout, emezañ, goustad ha gant evez. Fellout a ra d'in rei da anaout d'it kement a ouzon, ha diskouez d'it petra c'hell an den pa laka e holl nerz da gas da benn eul labour. Te ha te hepken a ouezo ar pez am eus kavet, re dalvoudus, re vurzudus, re vat, re zrouk eo da veza diskuliet.

Ha goude eur pennad :

— Adkavet em eus, goude kalz labouriou hir ha tenn, lezenn an treuzfurmadur. Gellout a ran,



hag hen diskouez a rin a-raok pell, mont etre daou : ar c'horf hag an ene. Daoust d'ar brederierien, daoust d'ar re-se ha na anzavont evel Doue nemet an Danvezenn noaz, kemeret enni hec'h-unan, hep goulakadur kent, hep anaoudegez vat ebet, e lavaran-me, Per ar Garreg, goude beza studiet piz, goude beza bet bloaveziou o sellout endro d'in, ha bloaveziou o prederia va-unan-penn o klask diskuilh ha dezrevell lezenn ar Vuhez, lavarout a ran d'it ha d'it hepken : « Kavet em eus ». Aner eo al labouriou graet gant ar re-se a dremenas o amzer wella o klask lec'hiadur pep soñjenn e kildroennou an empenn, — hag e kresoñjenn koulskoude gant poan vras o dije gellet disdan kenn betek eno. An den a zo daou : eur c'horf hag eun ene, hogen daou dra ken mesket, ken eeun, ken doun an eîl hag egile, ma n'hell ket chom beo ar c'horf kuitaet gant an ene, ha d'ar mare endeeun ma nij kuit an ene-se, ma tispak e ziouaskell amwelus, e paouez ar gwad da redek hag ar galon da lammat, ha mervel a ra an alan er skevent, hag an daoulagad disked a dro er penn, hag ar muzellou a zeu mouk hag ar jodou blin, divuhez. Hag ar maro a zeu war an taol.

— Ar c'horf a zo eun dra hag a weler, hogen eun dra a c'hell kemma e stumm hag e vent. Ar c'horf eo frammadur an ene. An ene, tra zizanvez, n'en deus na lec'h nag amzer. Petra eo an huñvreou, ma n'eo ket eun ermaeziadenn eus an ene ? N'eo ket sur eul lodenn, eun diretenn eus an empenn o chom dihun evel ma lavar ar re-se.

Nann. E-pad an huñvreou an ene a nij pell, pell, a-dreuz ar moriou hag an amzeriou. N'ec'h eus bet morse ar soñj-mañ ez spered en eur welout eun dra bennak evit ar wech kenta ? « Me am eus gwelet an dra-se c'hoaz, eur wech bennak, ha n'oufen lavarout peur nag e pelec'h. » Darn a lavaro ez int traou bet gwelet e-doug bloaveziou kenta hor bugaleaj, lod all, evel an Indeziz, a lavaro hor boa gwelet an dra-se ar wech all m'oamp bet war an douar ; me a lavaro, me, eo dleet an dra-se d'an huñvre, d'an huñvre ha netra ken.

E gomz, goustad da genta, a zeuas buan da veza herrekoc'h hag entanet ; evel gwic'hal a rae da genta, ha bremañ e vouez a oa ken drant, ken karantezus, ma santen e gomzou o heulia va izili hag o sila betek mel va eskern. Va spered a veve, taolennou fromus a welen dirak va daoulagad o heja hag o taskren. Ankeniet e oan. Ha koulskoude, eun dra bennak a rae d'in tevel ha selaou, selaou kement ha m'hellen, kement ma chome beo em spered kement ger a lavare hep ma c'hoantafen koulskoude. An tan a boufas, damvaro.

— Studiet em eus an hudourien gwechall, ha klasket, ha lennet, ha burutellet o oberou. Traou mat a zo enno, ha traou fall, traou a bouez, ha traou didalvez. Alies, avat, ez aent doun e skiantou a zo, kalz dounoc'h eget ne deer en hon amzer. Hag enno eo em eus kavet kement-mañ : ar c'horf hag an ene n'int ket staget da viken ; an ene a c'hell mont kuit, kantren dre ar bed ez dieub, gant



ma ouezo an tu ha gant ma plijo gant Doue, ha dont en-dro d'e gorf, nemet sounnet e vefe deut hemañ da veza. Ar c'horf e-unan n'eo ket danvez digemmus : bez' ez eo spered fetisaet, ha gant ma ouezor an tu ha gant ma plijo gant Doue e c'hellor kemma e furm ha mont e loen pe e ramz. Ha fellout a rafe d'in ober an amprou warnoun va-unan ha warnoun va-unan hepken; gwelout a rez : eur gwir glasker a dle ober an enklaskou hag an arnodennou warnañ e-unan hag ennañ e-unan da genta.

Ar vouez a davas. Skoultrou lann taolet e-barz an tan hen lakaas da flammina uheloc'h. Ar bera-dou glao a goueze stankoc'h hag a drese war an douar eur c'helc'h gleb. Munutennou sioul ha kompez. Skeudennou a zaskrene dirak va daoulagad, herrusoc'h ha splannoc'h. Du-hont, e doun eur c'hoad, en eul lochenn dindan douar, eun hudour a laboure, a laboure dibaouez, a lakae da virvi war eun tan ifern, louzeier a bep gouenn, louzeier a bep bro, evit klask tenna diouto *maen ar vuhez*. — Hag em spered an arsanailh-se a oa an hevelep hini ma oa krouet hag aozet ennañ kleze Siegfried e danevell veur an Niebelungen.

An dour war an tan a verve hag a vouskane. Diweuz Per ar Garreg a zigoras adarre, hag e komzas :

— Ha setu an dourenn ret, setu penaos emañ da veza aozet. Lakaat a-gevret deliou ha gwriziou a bep bro hag a bep stumm, a bep talvoudegez, evit ober ganto ar sklaera, an efedusa eus an holl

louzeier. Hag evit kaout buhez dieub d'an ene eo ret lakaat da virvi en eur pod evel an hini a zo aze war an tan teir delienn galkud marellet, dare ha ledan. Ha goude eo ret lakaat ganto eur barr ivin glas frouezet ; frouez ruz an ivin a ro nerz d'an ene d'en em zirouestla a-douez liammou buhez ar bed. Hag evel ma tle al louzou beza an efedusa hag an talvoudeka a c'heller soñjal ennañ, e lakain c'hoaz ennañ drez hag onn, rouanez ha nizer, elestr ar geuniou a-vesk gant lann ar meneziou, ha diouz an holl draou-se ar seo a gouez, hag ar frond, nerz kuzet. Ha neuze al loen ilbouedik a c'hortoz gant mall bent ar saniou dour ha chikore ar parkeier, suraval ar c'hreisteiz ha mesper Bro-Vreiz, ha bleuniou al liorz ha bezin an aod...

...............................................

Emañ astennet war al leur-di, aze, war greiz e gein. Evel kousket ez eo, eur mousc'hoarz war e vuzellou. Hag e choman simudet ha dilavar. Devi a ra d'in va dourn ar vuredad louzou a zo ganin. Lavaret en doa « gra », hag eilgeria a raen « ya ». Ret d'in ober. Gwenn ha disliv : gortoz a ra. Hag e kemeran an nadoz, hag he souban en dourenn. He sanka gwask ivinou e zaouarn ? Hogen krena a ra va brec'h. Senti a rankan. Hag e tosta an nadoz ouz ar bizied hir ha treut, ken mibin, ouz an ivinou ken roz, ken buhezek. Tostaat a ra an nadoz ouz an ivin, dindan emañ ; ne gendalc'hin ket, avat,



ha ma rafen re. — « Dounoc'h », eme eur vouez hegarat, ha tamm-ha-tamm e sank an nadoz, hec'h-unan ez a bremañ, hag e chom eur roudenn vouk war he lerc'h. Emañ dindan ar c'hig. Trawalc'h. Ha tamm-ha-tamm e wennaont, e yenaont ; tamm-ha-tamm e paouez ar gwad da redek er bizied, en daouarn, en divrec'h. Evel kousket emañ bremañ ; goustatoc'h e tenn e alan. Hag e tro an hent, a-dreñv ar saprenn deo, eun dra wenn a wigour a-wechou. An Ankou. An Ankou gant e falc'h, prest da drouc'ha e benn d'an tremener, ha dre ma tro an Ankou e eskern eo a wigour an eil war egile evel ibilien eur c'harr eouliet fall. Dre ar wenodenn e teu Per ar Garreg. Ya, heñ eo. Hag eo gwisket gant eul liñsel wenn. A dalvezo d'e sebelia. Tostaat a ra goustad, hep sellout en-dro d'ezañ. A-dreñv ar wezenn an Ankou a lemm e falc'h gant e vaen-higolenn. Astennet eo war al leur-di. Ne weler mui e vruched o sevel hag o tiskenn goustad evel kent, ha kompez, an aezenn en e fronellou n'o digor mui, ar gwad war e vuzellou n'o liv mui, ez int ken blin hag e zremm.

Ha neuze e welan ar fazi, e verzan perak ne vefe ket bet dleet d'in senti outañ, nag e lezel da gas da benn huñvreou ken faltazius. Neuze e klaskan e doun va spered kement am eus desket gwechall. Lakaat a ran eur melezour bihan dirak e c'henou. Netra. Heja a ran ar c'horf. Netra. Kardeuriou hag euriou marteze 'zo tremenet.

Ha setu m'emañ an ene o hirvoudi d'e gorf ermaez ; n'hell mui dont en e gorf en-dro, hep mar.

Aukounac'haet rei d'in al louzou enep. Ha bremañ n'hell ket komz. Da eo d'in ober pep tra a vo ret evit e lakaat da zont en e gorf a-nevez. Gwinegr, marteze, ya, gwinegr. Hogen, n'eus ket anezañ er c'hoz ti daonet-mañ.

. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .

Ha pa vo bet bervet pep tra ha kemmesket-mat e c'hellor e lezel da zilavi ha da yena ; pa vo yen ha naet e vo silet ha dalc'het kloz. Evel-se eo e rae gwechall eun hudour-meur, ha gant al louzou-se eo e c'hellin marteze eur wech, eur wech, dont a-benn eus va arnodenn.

Poent eo d'in mont d'ar gêr.

Teñval ez oa an noz, nemet ar glao a oa echu. Mont a ranken dre wenodennou ar gwaremmeier hag ar c'hoadou. Etre al lann gleb an avel a c'houibane. Treuzvale a raen a-wechou, ha karga va botou er poulladou-dour. Du-hont, dreist an dorgenn, e weled luc'h an touriou-tan o trei war ar c'houmoul. Ha mall ez oa ennoun da veza adarre er gêr, — gant al levriou, hag al labour dilezet, hag an tan maro, — pell diouz ar menez daonet-se, pell diouz an den daonet-se a vennas va lakaat da vont e belbi.

Ar santig koad a bede a-zioc'h e feunteun, hag an dour a bede en eur redek etre ar vein.

Divi Kenan Kongar.

# Komzskeudennerez

N'eo ket bet armerzet mouez c'halloudus an Embannerez evit dedenna ar selletaerien davet an nevezinti vurzudus : an *talkie*, pe film-komz. N'eo ket bet armerzet ar milionou da sevel prim-ha-prim kambrou-filma nevez kempennet a-ratoz e sell da vicherelez divoas ar gomzvandenn. N'eo ket bet armerzet en a-raok faltazi-dreist an ijinourien a sevenas ar marz-se : lakaat skeudennou da gomz ha da gana. Diaesderiou e-leiz a voe da drec'hi ; trec'het e voent. Bremañ e leugn engroeziou bamet an nevedou adhoalusaet, hag, evel just, an arc'hant o koueza puilh, godell ar strolladou bras. Aroueziou a zo, avat, eus skuizder an dud. End-eo ! A-boan eur bloavez m'eo bet staget gant an doare-ober nevez, hag e vije skuiz ar sellourien ? Ya. Rak a-enep divizou elfennel ar finvskeudennerez ez a ar film-komz. Tremenet amzer ar ranellded, an holl a lavar : n'eo nemet se... Pell goude m'o doa ar speredou eveziek e varnet da c'haou ha diwirion.

(1) Evel ma talvez *finvskeudennerez* kement hag ar saozneg *moving pictures*, e talvez *komzskeudennerez* kement ha *talking pictures*.

Nebeut amzer a-raok ma voe dibunet e New-York hag e Paris ar c'henta kaniennou film-komz, edo ar finvskeudennerez tost d'e beurvadelez, a zo hon dezougen en eur bed a huñvre, kollet ganimp pep koun eus ar bed a oa hon hini, kent dont er sal dic'houlou. Poent-kreiz eus hud an « treuz-weladennou emskiantek-se » eo an evez ouz pep tra a c'hoarvez war ar skramm ; holl nerz-meiza an den a vez dastumet eno en daoulagad ; evel m'eo ar geriou stummou goullo m'o leugn pep unan gant e faltazi, ar skeudennou beo, eno dira-zomp, a vez listri aour o resev froud hon huñvre-diabarz. Ret eo na drouc'hfe mann ar froud-se. Meizet e oa ken mat na zle nep tra distrei ar sellou diouz splannder al luniou o korolla, ma c'houlenne tud 'zo ma vije lamet kuit al laz-seni, gant e randoniou divlaz, ha lakaet en e lec'h eur safronerez eunton bennak, o tamvouzara an arvesterien, gant dezo d'o lakaat da genstrolla o holl aked en o selled ; goulennet e voe ivez (2) ma vije stummet ar skramm, n'eo ket war batrom eun hirgarrezenn, « gant he c'horniou ken diaes d'al lagad », hogen war batrom ar sellva, a zo kentoc'h hirgelc'hheñvel (3).

A bep tu e oa strivet evit rei d'ar film mut an holl varzoniez hag an holl gened a c'helle

(2) S. : « Panoramique du Cinéma », gant L. Moussinac, e ti « Au Sans Pareil », ha « Volontés de l'Art Moderne », gant J. Goudal, e ti Rieder, p. 140.

(3) Grit an arnodenn-mañ : lakait eur skoachenn luc'hskeudennerez, toullet-hirgelc'h, war eur gartenn-bost, warni eur panorama bras, ha gwelit ha n'eo ket plijusoc'h ar gweled anezañ e-giz-se.



euderc'hel. Heul an taolennou, ar *gorrekaat* (4), ar skeudenna a-dost (first plans), dazlakaat gwella an eilanoiou, — sed aze eun nebeut eus poentou a voe studiet ha burutellet gant ar finvskeud-ennourien. Eun deskadurez, eur genedelez, eur brederouriez nevez zoken, a ziwane diouz c'hoari marzus ar bannou « o vrochennat en amc'houlou ». Ho pet koun eus ar gwele-digeziou espar a darze e pennad-skrid Eisenstein, war ar gelaouenn MONDE, a-zivout ar *finvskeuden-nerez meizerezel da zont*... Ha sed, deut eo ar gomzvandenn gant he mouez ramzel ha disliou, ha kuit an achanterez...

Er peurzigempouez a zo etre « gwirvoudelez ar son ha juhennelez ar skeudennou (5) » e talc'h dreist-holl emenebiez ar film-komz. Ar c'hoarie-rien veo war leurenn ar c'hoariva a zo enno eun elfenn, a-stag war a gredan gant ar skiant dianav-se anvet gant Léon Daudet « le sens de l'ambiance », skiant an tro-dro (6), — elfenn a c'hell-fed ober *korfelez* anezi. Da lavarout eo, evit d'ar c'hoariva beza diazezet war an touella e kement a sell ouz annezadur ha kinkladur al leur-c'hoari, ne gav ket d'an arvestourien e vefe digevatalded, pe zigloted, etre bed o c'hounerez ha bed ar c'hoari ; mouez ar c'hoarierien a zeu d'ezo sklaer-

(4) « Netra n'am zrubuilh muioc'h eget an ael-se a ermaezin ar *gorrekaer* eus a bep tra, evel eur gistinenn eus he zog. » (Jean Cocteau, lizer da v-Maritain, e ti Stock, Paris.)

(5) Moussinac, *op. cit.*, pajenn 23.

(6) S. « Melancholia », 3—de levrenn eus ar c'h—« Courrier des Pays-Bas », gant L. Daudet, e ti Grasset, Paris.

gwirion ha fraez-beo ; n'eo ar moueziou nag ar jestrou er-maez eus ment ha padelez ; kempred eo lavarennou hag emzalc'hiou, dibuna an danevell ha kemmou lec'h ha prantad. Evel ma prederier gant ar c'horf a-bez, ha n'eo ket gant an empenn nemetken, e vez arvestet ouz eur pez-c'hoari *c'hoariet*, n'eo ket gant ar selled pe ar c'hleved nemetken, hogen gant selled, kleved, meizerez hag holl c'halloudeziou-merzout ar c'horf. Er vouez dreist-holl, en he flega, en he lusk, en he zeneraat, en holl droiou e c'hell drezo eur c'hoarierez desket ha kenedek froma hor c'halon, e tiz an den an aesa alberz piz eus ar pez a anvan *korfelez* enni. Keñveria gant mouez diheson ubelgomzer ar gomvandenn ! Distreset eo, hag a beban e teu ez rik ? Ne gomzan ket diouz c'hoarzusted doareou-lavar a zo gant ar c'hoarier-mañ-c'hoarier, rediet da brezeg en eur yez estren evitañ (7).

Korfelez a vank d'ar skeudennou-finv ; teuziou int, pe, gwelloc'h, mar demañ rak hon daoulagad neuz-diavaez didouell an dud hag an traou, mankout a ra d'imp emskiant o *bezañs gwirion* ; gwirvoudelez o mouez amzereat ho feuk, ho tistro diouz red dedennus an taolennou, dre ma n'eo ket evit o zasmantegez, dre m'eo digevatal he c'horfelez ouz dizounder al luniou-luch, bannet war c'horre plaen ar skramm. Dibunadur ar

(7) A. Menjou, da skouer, e « L'énigmatique Mr. Parkes », pa lavar e galleg gant eun ton saoz-amerikan farsus : « Je sais que je vous aime. »



c'homzou, pounneraat ha gorrekaat kerz ha koroll ar skeudennou ne ra ken ; n'eo ket ret-mat e klotfe re spis heul al luniou gant heul ar soniou ; gallusteriou nevez a rofed da « voueziadur ar film mar gellfe en em zisplega en eun doare digoulz ha distag, « as a sonorous counter-point ». Diveizek a-walc'h e c'hell beza lerc'h-ouz-lerc'h an taolennou, hep m'en em gollfe an dudi ; rak se eo an *dastrouc'ha* (8), poent penna skiant ar filmsavouriez ; eun dastrouc'hadur mat a aotrefe d'imp tremen hep eilano ebet, peogwir e klotfe resis dibuna an taolennou gant goulennou dioustu hon huñvre ; hogen n'hell ket beza diveizek heuliad al lavarennou, na dastrouc'het evel ma vefe ezomm gant an taolennour, anat eo. Eun harz eta da emdroerez ar finvskeudennerez glan eo ar vouez. Ha d'eun arvestour poellek, eun diaested : penaos menel a-gevret war dachenn an huñvre, diouz sellout, hag hini ar wirvoudelez, diouz klevout ? Mont a ra ar filmouriez war eun hent dall ma ne zistro ket d'he mammenn : an ober mut. Eur seurt goariva pinvidikoc'h, aesoc'h ober gantañ peziou burzudus, a vezo ar film-komz, dreist-holl pa vezo staget outañ al liou-natur hag an torosennadur. Diouz eur gostez all e vo, deut d'e varr, ar film gwirion, arz an tec'hout diouz red an amzer, harpet a-wechou war al liou hag ar sou evel war ginkladuriou arall, hogen graet e sell da veza gwelet, a-raok pep tra.

(8) An arz eo da drouc'ha taolennou danevell-genta ar film (scenario), da lakaat an taolennou-se da veza hir pe hiroc'h, ha d'ar spisa lec'h a zleont kemer er film dare d'al luc'hbanna.

Ha graet ivez da veza eu hor c'heñver jubennour ar bed a-bez. *Hollegez,* eno emañ an dalc'h ; eul lagad eo ferenneg ar c'hamera, a c'hell mont da bep lec'h, gwelout pep tra, digeri dirazomp eur sellva ec'hon, hep en em drei ouz divizou dister evel ar re ma pleg dindano arz ar c'hoarivaour.

« A-us d'an harzou, e sav ar finvskeudennerez, ar wirionez etrevroadel », eme Goudal, — ya, gant ma chomo a-us da lieselez ar yezou, *dre devel.* « Chaplin a zo e kerz an holl oadveziou hag an holl boblou ; c'hoarz esperantek anezañ », eme ivez Cocteau. Daoust hag e welit Charlie o farsal evel eur c'hoz « clown » divicher er yez-mañ-yez, lakaet gantañ a-gostez e zreistc'halloud dihuedusaat pep taol-lagad, pep stardadenn-dourn, pep kammed-treuz ? Heñ a roas d'imp, ha d'an holl filmourien, ar fura kentel, dre gemer *perz eun den mut* en unan eus ar c'henta komzvandennou.

Penaos derc'hel d'eun hollegez bennak, e savidigez eur film-komz, pa vez ret beza tost a-walc'h ouz ar songresker, komz distag hag uhel, emdrei davet lec'h an arvesterien evel war al leur-c'hoari, — pa vez ret lakaat da sevel diou pe deir eiladenn eus ar vandenn genta, unan e saozneg, eun all e galleg, eun all en alamaneg, ha me 'oar (9)... Evel-se e teuer da istoriouigou dizudi, evel « An Noz a zo d'imp », da beziou falsc'hoarivaek, evel « Kevrin an Doktor », pe da heugusteriou evel « Love Parade » brudet. An eil hag egile, marc'hadourez n'eo ken, — marc'hadourez a ra berz, anat, ha spletus.

Ne dalvez da vat ar film-komz 100 % nemet e filmou kelaoua. Eno e c'hell displega e vouez tredangresket pa fell d'ezañ holl lakaat da genveva fromus eun dra bennak c'hoarvezet ne vern pelec'h ; frouezus e vefe d'ezañ ivez, war gementse, liou ha torosennadur, sklaer eo. Hag ivez er marzouigou-se, an tresou-beo eilet gant sonerez pe ganerez : traou dispar a zo c'hoaz da sevel eno, ma fizier da nebeuta er re diwanet end-eo. Ermaez a se, pa fell d'ezañ adkavout e beurdalvoudegez arzel, tavet ar film-komz, pe varvet !

G. B. Kerverziou.

---

(9) Sed amañ, da gentelia, eur poent-sellout all : « Bez' e chom kudenn an troidigeziou arallyez, diaes dreist-holl evit bandennou evel « Hallelujah ». Gwirheñvel eo ne vezo ket didrec'hus an diaester-se. Ma ne c'houzañv ket ar film-se, evel filmou-komz mat all, — nemet poanius e vefe, — doare-ober al *liestrei*, gwell a se ! Skuiz omp gant an drevezadennou-se a zo anezo golei gant ano eur filmour brudet « ersatz-ou » taolennourien istalvoudek. Meizad a-vremañ ar c'homskeudennu kenwerzus a ginnig, dre zegouez, eur gounid gwirion : dishualadur an ijinerezion-finvskeudenn broadel. Drezañ e c'hellfemp kaout eur finvskeudennerez gall dizalc'h. Pep bro a c'helfe krouí eun arz a vefe a-ouenn d'ezi evel-se. » (J. P. Gelas, en « Action Française » ar 24-10-30.)

# Brezoneg ar Vugale

Trugarez a greiz kalon d'an dud o deus roet adarre profou da gef « Brezoneg ar Vugale ». Ret d'in lavarout, avat, n'he deus ket an oberenn-se graet berz evel m'em bije karet.

Tri abeg a welan da se :

1. Evit ober eun dra bennak a zoare e vije bet ret d'in kaout da vihana dek gwech muioc'h a brofou. War-dro 4.000 lur hon eus. War-dro 40.000 lur a rankfemp kaout.

2. Ret e vije bet d'in kavout gwelloc'h degemer, dreist-holl gant ar veleien hag ar vistri-skol ; ivez gant darn eus ar c'helaouennou breizek.

3. Ret e vije bet d'in kaout skoazell, ken evit rei al levriou, ken evit ober brud en-dro d'an oberenn.

Kenderc'hel a rin koulskoude, endra c'hellin. Evit embann levriou nevez, avat, ne c'hellin mui hen ober e-pad eur pennad mat a amzer diwar bremañ.



I. — PROFOU

| | |
|---|---|
| An Ao. Abeozen | 10 lur |
| An Ao. Dourmap | 5 |
| An Ao. O. Chevillotte | 20 |
| An Ao. De Lesquen | 700 |
| Ar Moraer | 380 |
| An Ao. Henaff | 20 |
| An Ao. Dussaix | 50 |
| An Ao. Lec'hvien | 30 |
| An Ao Bastit | 20 |
| en holl | 1.235 lur |

II. — LEVRIOU KASET

| | |
|---|---|
| Landudal | 55 luriad |
| Sant Tudal | 25 |
| Enez Sun | 100 |
| Landreger | 200 |
| Nyoiseau (Bro-C'hall) | 15 |
| Perwenan | 100 |
| en holl | 495 luriad |

D'ar c'henta a viz kerzu 1930 e chome eta, e kef « Brezoneg ar Vugale » :

| | |
|---|---|
| Profou koz | 3.138, 50 lur |
| Profou nevez | 1.235 |
| Levriou kaset | 495 |
| en holl | 3.878, 50 lur |

# Levriou Nevez

ALMANAG FEIZ HA BREIZ, 1931, *e gwerz e Keriltud, 11, rue Algésiras, Brest* (*CC.* 15-916, *Roazon*). — *Priz : 1 lur.*

Setu amañ kenta almanag « *Feiz ha Breiz* ». Degemer mat ha buhez hir d'ezañ ! An holl Vreiziz a youl vat a breno hag a skigno anezañ. D'am meno e vije bet gwelloc'h, marteze, displega e brezoneg studiadenn gaer an Ao. Mary a-zivout *Barzaz Breiz*. Mat e vije bet ivez lakaat muioc'h a draou a vremañ. Evel m'emañ, koulskoude, e plijo d'an dud. Dre ma raio berz ez aio hep mar war wellaat !

ALMANAK AR BREIZAD 1931, *embannet gant « Le Courrier du Finistère », 4, straed ar C'hastell, Brest. — Priz : 2 lur.*

Bravoc'h e oa Almanak ar Breizad 1930 eget an almanagou bet en e raok, ha bravoc'h eo Almanak ar Breizad 1931 eget hini 1930. Aes gwelout ez eo bet graet gant tud speredek ha gredus, a gar ar vro hag ar yez, hag a anavez ouspenn ar bobl, ar pez a blij hag ar pez a c'hell displijout d'ezi. Keleier a bep seurt, kontadennou, peziou-c'hoari, soniou, pennadou diwar-benn Breiz hag istor Breiz a gaver e-barz, hag eur bern skeudennou. Gwerzet e vez Almanak ar Breizad a-viliadou war ar maez, hag a ziskouez en deus ar brezoneg krog war an dud, daoust ma lavarer alies.

R. H.

# EMBANNADURIOU GWALARN

1926

J. Kerrien. — AR ROC'H TOULL. — Diviet.

J. M. Synge. — WAR VARC'H D'AR MOR. — 2 lur 25.

1927

Roparz Hemon. — AN AOTROU BIMBOCHET E BREIZ. — 6 lur.

T. C. Murray. — NEVEZ-AMZER. — 4 lur.

TONKADUR BUGALE TUIREANN. — 4 lur.

G. Th. Rotman. — PRINSEZIG AN DOUR. — 5 lur.

GERIADUR GALLEK-BREZONEK A GORFADUREZ. — Diviet.

1928

Aeschulos. — PROMETHEUS EREET, AR BERSED. — 12 lur.

B. Potter. — PER AR C'HONIKL. — 1 lur.

G. Th. Rotman. — PRINSEZIG EN DEUR. — 5 lur.

H. Andersen. — PLAC'HIG VIHAN AR MOR. — 3 lur 60.

Roparz Hemon. — GERIADURIG-DOURN BREZONEK-GALLEK. — 22 lur.

Roparz Hemon. — YEZADUR BERR AR BREZONEG. — 3 lur.

Roparz Hemon. — DISTAGADUR AR BREZONEG. — 3 lur.

AR SIMBOL. — 0 lur 50.

1929

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn I. — 14 lur.

M. Gourlaouen. — LEVR AL LOENED. — 1 lur 75.

A. Blok. — AR PLAC'H DIANAV. — 4 lur.

G. Th. Rotman. — NIJADENN AN AOTROU SKANVIG. — 5 lur.

A. Brizeug. — TELENN ARVOR, FURNEZ BREIZ. — 6 lur.

Roparz Hemon. — REIZSKRIVADUR AR BREZONEG. — 3 lur.

Moulerez Kenwerzel Breiz, Roazon

*Ar Merour* : Y. DREZEN.

